WIKIPEDIA

# Makedoneg

Ar **makedoneg** (Македонски) zo ur yezh indezeuropek eus skourr yezhoù slavek eus ar c'hreisteiz. Komzet e vez gant ouzhpenn 1,5 milion a dud e Makedonia an Norzh, Bulgaria, Gres hag Albania, ha makedonegerien a gaver ivez e Serbia.

Kar-nes eo ar makedoneg d'ar bulgareg, hag evit yezhoniourien zo, zoken, e vefe ur stumm rannyezhel eus ar bulgareg. Skrivet e vez ar makedoneg gant al lizherenneg kirillek, gant teir lizherenn dibar : ѓ, ќ, s.

Ar makedoneg slavek-se n'en deus netra da welet gant ar yezh a veze komzet e Rouantelezh Makedonia an Henamzer. En amzer-hont e veze komzet eno ur yezh indezeuropek ha ne ouzer ket kalz a dra diwar he fenn, hogen a seblant bezañ bet kar d'an henc'hresianeg.

## Liammoù diavaez